# SARMOUN AR VESVENTI,

*RIMET*

EVIT INSTRUCTION AR VRETONET,

Er bloas 1839.

Sarmoun etre farçz ha devri,
Composet var ar Vesventi
Gant an autrou *Heb e Hano*,
Eus a barres c'hui zivino?

***

*Lennit-y tout en ho tyes*
*En deiziou araoc Molarges;*
*Ha vo ive d'ar Sul-Ænet*
*A boues penn dre-oll prezeguet.*



E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, Imprimer ha Librer.



# SARMOUN

## AR VESVENTI.

*Vœ vobis potatoribus ;*
Mezierrien, c'hui zo malheurus!

PELL-AMZER zo, anditoret,
Abaoue ma meus remerqet
Eur viçz oc'h ho tishenori,
Hanvet dre nil Ar Vesventi.
Eus an nil viçou a ravaich
Bremâ, siouas! ar gristeniaich,
Oumâ eo an difficilla
Eus ar bed da zisc'hrisienna.
Un impudic hac un touer
Convertisset ral a veler;
Mes cant impudic a velfet
Qent eur Mezier convertisset.
Ar Vesventi zo eur sourcen
Eus a galz viçou disordren;
Lenn a rear scrifet var e dal
E zeo eur pec'het capital,
Dishenor ar Religion,

A galz tod ar berdition,
Ar vuntrerez hac ar revin :
Cheto perac Sant Augustin
En deveus guechal lavaret
Eo ar Vesventi milliguet
Ar brassa eus an oll grimou
A gommetter er parresiou ;
*Ebrietas est omnium*
*Majus flagitiorum.*
Gouscoude netra communnoc'h,
Hirio an dejz netra stancoc'h,
Rac ne veler var an douar
Dre oll partout dre ma zear
Nemet lounqerrien distrounqet
Ha Mezierezet divezet.
Na vez eured ebet er vro
Na vez enni calz tud mezo,
Hac ar foar bac ar marc'had
A échuer dre eur c'hofad.
Ne vez qet memes eur pardon
Nac eur gouel a zevotion
Na vent oll bremâ profanet
Gant ar Veziérrien debordet.
Mes, siouas! ar pez zo goassa
Hac am' desol ive muya,
Eo guelet n'ous pet an hini
Dre'r blijadur seul da vesvi,
O tont d'en em renta envel

Oc'h an anevalet cruel!
Penaus ets, tud malheurus!
Penaus, Mezierezet flérius!
N'ellor biqen disc'hrisienna
Eus ho tones an habitud-mâ!!!
Penaus! biqen na gundufet
Eur vuez sobr, fur ha reglet!
Mes, assamblet amâ birin,
Deoc'h oll souden me zisquezo
( Da viana m'am selaouit )
Ar monstr barbar a adorit;
Ha ma n'ho convertissân qet
Eus hoc'h habitud milliguet,
E c'hanavesot dre avança
Ar malheur hac an dismeganç
A dennit var ho famillou
Dre ar viçz eus ho tebauchou,
Ha ne vezot qet sonezet
Pa o guelot oll erruet.
Nac y zo trist ha pernicius
D'al lounqesennet malheurus!
Rac certen ar malheur brassa
Evit an den var ar bed-mâ
Eo dont d'en em abandoni
D'an habitud a vesventi;
Car ar viçz-se en discaro
A zeiz da zeiz bete'r maro
Da eun abim a aisursion,

A valeur bac a bec'hejou,
A rann-galon hac a vizer,
A chagrin hac a zisespet.
  Malheurus vo en e zanvez,
En e henor, en e vuez,
Hac en e vec'het goude se,
En e silvidiguez ive;
Rac peurvuya ar vesventi,
P'en em ro'n den da vad dezi,
A ra e valheur er bed-ma
Hac er bed all er memes tra:
Rentet eta eur veich Mezier,
Chetu en ato er vizer.

---

## QENTA POENT.

  Evit commançz, me a lavar
Eo malheurus var an douar
An den a dlea da gonreueri
An habitud d'en em vesvi:
An tech-se eur veich qemeret,
Ral bras, siouaz! a vez torret,
Ha dout a ra e ber amzer
D'ober oll malheur ar Mezier.
  Peb den ar madou temporel
Gant reson pretanti a hell

Guedal buez, prosperite,
Yec'het ha renom vad ive;
Mes ar vesventi millignet,
Envel oc'h eul laer affrontet,
A deu souden d'en depouilla
Eus an oll avantachou-mâ.
Dissipa ra e oll vadou
Oc'h en treina d'an debauchou;
Discar a ra e oll renom
O tua e reputation,
Hac abregi ra e vuez
Oc'h en taul er fallagries;
Cheto an oll avantachou,
A ro tizan an tavargniou,
Hac an tri effet ordinal
Eus ar vesventi criminal.
Qenta effet ar vesventi
Eo revina qement hini,
Poulset dre aliou Satan,
En tavargniou, a glasq tizan.
Pell-amzer zo, auditoret,
Doue en deveus lavaret
Penaus ar Mezier peusvedic
Ne vezo qet pell pinvidic;
Rac an debauchou hac ar güin
Prest ha prest a ray e revin:
Caer exemplou hor beus memes
A guement-mâ en hor parres.

Al louqeseo a supposàn
Pe ezommeo, pe voodian :
Mar bez paour pa gommanço,
E vo paourac'h pa èchuo ;
Gaer ho pe rei madou dezân,
Netra ne resisto outân.
Rei aour, arc'hant da eur Mezier
A zo taul dour en eur c'hrouer,
Eur sac'h difonçz fallout carga,
Poan inutil da nebeuta.
Dre'r prennest en ty c'hui fourro,
Hac én dre an nôr a daulo ;
Rimplija rai en eun instant
Eus e zerves an oll arc'hant,
Ha gouniliguez ar sizun
A vezo lounqet oll d'al lun,
Ha davantach, mar hez gallet
En ty bras fourra eur piqet.
Ac'hanta ! neo qet er c'his-se,
Doug e vorzol, en a res-te?
Ha te, pautr ar minaouedou?
Ha te, bresser ar pavenn?
Ha te ive, den disouten?
Ha c'houi dre oll, micherourien?
Neo qet ounnes eo ho custum
Peb deiz qenta eus ar sizun?
Ne velomp-ni qet alies
Eur seurt disurz en hor parres?

Na petra erru ac'hano ?
Auditoret, c'hui lavaro ?
C'hoarvesout a ra malbeuriou,
Nec'hamantchou ha chagrinou.
Na petra helfe c'hoarvout qen ?
Ouzoc'h amā me a c'houlen.
Al louanqer, goude oher 're,
A rai nebeutoc'h goude se ;
Goude oher eur re gorfad,
E frill mizer, e za goustad ;
En eun dezes loung e sizun,
Eiz dez goude a ranc yun.
Mes, siouas ! ar pes zo goassa,
Eo greg ha famill an den-mā,
Ha qement a zo var e dro
Treina poan ha naoun á ranco ;
Gant ar riou oll e crenint,
Gant an astud e tisec'hint,
Ha ranna a rai o c'halon
Diodan poues o affliction.
Cheto uze sort ar Mezier
Paour en eur gommançz e vicher,
Mar deo pinvidic pe'ü 'e zes,
E stat zo qen dign a druez !
Rac e c'heulia ar vesteni,
Netra pell ne bell prosperi :
Coatchou renqet en tavargniou
Da zec a gaçz prest ar c'hagichou.

Ha var guement-mâ, ma carren,
Me roffe deoc'h meur a breuven.
Mes aô experiançz consultit,
C'hui etrezoc'h, tud pinvidic;
Pinu a yelit o prosperi?
Ar Vezierrien touet int-y?
Salocras, rac ar seurt tud-se
Ne ouzont nemet bernia dle;
E lec'h oza, oll e frêzont;
E lêc'h destum, e fouillezont;
Ha pell dioc'h prena lerÿou,
E verzont re o famillou.
Comparachit ty eur Mezier
Oc'h ar pez ma voa en aunzer
E dad fur hac e vam reglet,
Hac eo em gavot estonet.
E plaçz ar goüer'er prennestou,
Plouz zo bremâ a dorchadou;
Ar meubl caer a zo guerzet
Hac ar pris anezo louncqet;
Ar marc'h, decor ar marchossi,
Zo qiqnet en hostaleri;
Bioc'h ha daovad, var hac eujen,
Tout int ėset gant an dræsen;
Tranch, car, alar, mar ha palou,
Oll int teuzet en tavargnion;
An dillat, memes bete'n toe,
Zo tremenet dre e c'houzoc.

Da gommançz en devoa leve,
Ha bremâ eo sammet a zle;
Neus netra gantàn eval qent,
An diaoul zo e plaçz ar Sent.
Mes, va farrissionis qer,
Evit anaout mat ar Mezier,
Roit dezàn guella tiegues
A velit ebars er barres,
Da c'houzout pegueit e pado
Oc'h al lounqesen divalo!
Me zó sur pa zayo birra,
Ne day get tri marc'had nao blou.
Er guelet a rafac'h souden
O tissippa hac o tisqen,
En e zaouarn o tisvanti,
O nijal d'an hostaleri.
Güir eo un nebeudic amzer
E velfac'h neuze ar Mezier
O c'hoari manifin e roll,
Qen hac er parc, ha qen oc'h taul;
Ar voul eo e zorn a zalc'ho,
Ha brao eur pennad e ruillio;
Biscoas ne voe guelet e bar
Tro var dro var e veg douar;
Hep discuntioni da brena,
Da drafica, pe da verza,
E redo an oll marc'hajou,
Ha dreist pep tra dre ar foariou.

Caout a rayo calz sonsortet,
Hac heb douetançz commerezet,
Ha tout gantân ar cholori
A vezo en hostaleri.
  Hoguen, daoust pegueit e pado
Ar pot dispar var e veno?
Qeit sur hac arc'hant ar re all,
Qeit-se just, nonpas en tu all.
Guelit c'hoàs un neheut amzer,
Oh! pebes chenchamant caer!
Al lounqeseo collet e dân
A velot souden e noas gloan;
Prest ha prest e vezo clèvet
Penaus a zle e zeo sammet:
Scuden amâ, scoden aont,
Die en ty-mâ, dle eu ennont,
Eur billet roet da Jacquetta,
Ha pêvar da Philipetta;
Eur c'hreançour impatiant
Da rattrappout lod e arc'hant,
A sao e benn, a deu srabe,
Arrêt a lacadr var ar pot;
Chetu ar pillach en e dy,
Al lounqèr couezet var e fri;
Fouettet en deus pis e draotet,
Eat eo e stat gant an avel;
Chetu én laqeat en noas,
Ha forcet marteze, sioüas!

D'asten an dorn a dy da dy,
Da c'hoenten bara da zebri !
Ennes eo ar fin ordinal
Eus an oll lounqesonnet fall,
Ha commun eo an exemplou
A guement-mâ dre'r parressiou.
Ia, guell eo ganeñ guelet
An tân-goal en un ty croguet,
Eguet guelet eul lounqesen
Placet ennàn da gabiteñ.
An tân evit güir en dêvo,
Mes an drœsen lous en teuzo.
Mar teu an tân d'en devori,
Ar Mezier er c'hass bete'l ly,
Hac an avantaich a gavàn
A zo tout e favour an tân;
Hac varlerc'h an tân peurvuya
E chom ludu da viana,
Ar fOund, ar vein hac an houarn;
Mes, Mezier, otre da zaouarn,
Dir hac houarn, found ha mein
A vez teuzet en eur c'hoarzin.
Te voar ar secret da deuzi
Qement zo en hostaleri.
An tân-goal en un ty croguet,
An droug a rayo hep pec'het,
Hac un hevelep accidant
Ne outraich qet an Oll-Buissant;

Mes ar Mezier a zispigno,
A frippo tout hac er loungo,
Ha oe haoueso da bec'hi
Qen a vo erru gant al ly.
Nemet o tremen ar flammou
Ne droublont peoc'h ar famillou;
En eur moment e tevoriot
Ar madou hac o follne'hint,
Hac ar moment-se tremenet,
Chetu an alarm achuet:
Eur malheur eo da ajouti
Da galz c'hoas a valheurion cri,
Ha ne ouzor petra rafet.
Mes dioc'h ar Mezier milliguet
Ne viot qet qer buan parc,
Rac qeit ha ma pad e vue
Abominabl ha criminel,
E pado gantân ar brezel.
En a rayo oll an drougou,
Ha c'hui; esperñit ho comzou;
N'oc'h eus netra da lavaret
D'an draesen pa vezo tommet:
En ty neuze tout e troubla,
Hac an oll a hersecuto.
Evit recompanez peurvuya
Na esperit qen diganta
Nemet insult ha goaperes,
Taulliou teod ha muntreres;

Ar vas d'al las a zoug ato,
Ha massacri oll a rayo
Ma na vezit eus e avis,
C'hui, pried ha bugale gueis.
Pebes disurs! pebes truez!,
Pebes malheur d'eun tiegnez!
Pebes tourmant, pebes anqen
Zo e tyes ar Vezlerrien!!!
Pebes dalleinez criminal
Caret eur viça so qer fatal!
Caus a guement a valeuriou
Hac a chagrin er famillioù!!
Penaus, træsennet, lounqerrien;
Penaus, ne gomprenot biqen
E frippit en hostaleri
Hoc'h oll madou dre'r vesventi?
Penaus, ne gomprenot james
E laqit famill ha gragues
Var an teil, ba memes en noas,
Crissa tra a veljor bisoas!
O goad innoçant a surrit
Gant al liqeurion a efit;
Ar goad pur eus o c'halonou
Eo a rusch bord ho muzellou.
Da betra e servich dezo
C'hoezi nôs-deiz beteo ar bleo,
O labourat d'en em sontea,
D'an ampoent ma teues te, træsen,

Te, tad cruel ha detestabl,
Dre un tecb qen abominabl,
D'o c'hass bemdez da fonçz an dour
O tevori pris o labour?
Mes greomp silançz var ar poent-mâ,
Rac bez e zeo an distera
Deus effejou ar vesventi
Hac a froues an hostaleri.
Un effet all perniciussoc'h,
Mezierrien, eo dre ma ra deuc'h
Coll crenn ho reputation,
Peb santimant ha peb renom.
Al iounqerrien, peur-liessa,
En em gred tud eus ar c'haera,
Tod a speret ha tud güiziec,
Ha casimant oll-galloudec.
Nep a gleffe'n hostaleri
An dræsen en em bompadi
Demeus e oll actionou,
E droyou fin, e zantimantchou,
A lavarfe sur ne ve den
A guer bras consecançz hac en,
Ha ne zeus qet güelet e bar
Pell-amzer zo var an douar.
En em drompla res, rac-se tao.
Va selaou, iounqer divalo:
Adaleo ma zoul deut Mezier,
Da zqlant bras e bêr amzer

Ha da henor a c'heus collet,
Gant ar güin e c'heus-y efet.
Auditoret, mar desirit
Anaout ar Mezier, permetit
Ma rin deoc'h ar poltret fidel
Eus e bersonnaich disantel;
Mes o, tespeigo deoc'h ar Mezier,
Na c'hedit qet eur poltret caer;
Calz traou brao er found neus qet
Divar e benn da lavaret.
Ar Mezier zo, peur-liesaa,
Un den an iosupportapla,
Uo dieveset, un affronter;
Fiziout ennàn netra n'eller,
Heb nac henor, na santimant,
An dout an dud dre gonsecaot;
N'en deus nac estim, na reoom,
Dreist peb mez ha confusion,
Pa veló sqeud an eaudevi,
Ne rayo forçz piou da henti,
Gant piou eo em associa
Ha mont d'an davargn da lonoca.
Ober a rai mignouniaich
Gant peb aeurt tud fall ha volaich,
An toullou ar re iffama
A frecanto beb tam rusia,
Ha guelet e vo ec'h ober
Qement action divoder

A zo propr d'en dishenori
En oll d'an oll d'en degradi.
Da ziaseza an taillou,
Mar en lacait er parressiou,
Diveset ha digoustiança,
Ne gonsulto tam ar valança;
Discarg ho po, ma er c'harguit,
Rac ne glasq nemet e brofit,
Hac evit prís ur picherad
E c'hounesot eur varillad.
Mes ar barres farçz ar c'hanton,
Partout e ray e histrion;
Control d'ar bolissonet all,
Pere d'ober o sroyou fall
Ordinal a glasq ar c'hoignou
En ahri eus an oll sellou;
Al louuqesen e façz an oll
A c'hoari, e botr hac e roll.
Mar deus eur foar pe un eured,
Eur Sul, eur Gouel solemniset,
Eno just eu em sistingo
Ha hoafoun an oll e vezo.
Ne gredàn qet memes rima
Qement a lavar hac a ra,
Rac o sonjal hebqen enne,
Auditoret, piou ne ruschfe?
Na gontit qet var e gomzou,
Na mui var e bromessaou:

Dioc'h ar mintin e c'her a ro,
Dioc'h an nôs en dislavaro:
Hirio e rayo eur marc'had,
Varc'hoas en torro mintin mad;
Eur grevidi fischit er pot,
Hac abred en banavesot;
Dirac ar voutaill en ho ty
Hac iver en hostaleri
E rayo deoc'h promessaou
Ar re gaera, a bep seurt liou;
Eur mignon eo ar fidela,
Habil meurbet, na petra-ta;
Al lezennou eus ar chican
A ane oll guitibunan;
Mes fiziout en eur seurt bourc'his,
Va c'hredit, a zo eur sottis;
Rac dioc'h-tu ma vo troet ho qein,
Ho querzo evit ul lom güin:
Evel Judas ho trabisso,
Rac un traitour detestapl eo,
Da veza potr, da veza mest
Eo incapapl, me en attest.
Petra reot-hu gant eur mezier?
Petra elfac'h-hu da ober?
P'o po mui ezom dioutàn,
Bezit sur e viot heptàn,
Hac e gaout mar desirit
Ar c'hos tavargniou bisitit

Hac er bourcon hac er c'hærrion,
Ha goude ze er boulleanou.
P'en deus ezom eus e speret,
E vez peurvuya dianqet,
Ha pa dle en em zisqeuz den,
E vez aneval, netra qen.
Mar er c'hassit eun tu benac,
Bezit sur penaus e gorfad
Da zont d'ar guær en ampecho,
Rac var an hent e fazió;
Na mar dit assambles gantâ,
Pebes histor e ve ouma!
Brâva jeu! drolla obaden!!!
Var ho lerc'h evel un eugen
E rancot dre' oll' en treina,
Hac erfin gant truez' ountâ,
Lacat er gorren a gostez,
Poursiou'n' hent hep compagnunez,
Ha goude ze, pa deuot en dro,
Ho compagnon c'hui a gavo
Adare er memes etat:
Güella den! surra camarad!!
Chetu aze, admirit-én,
Poltret güirion al lounqesen.
Na peseurt reputation,
Peseurt estim, pesenrt renom
En do'u hevelep artisan?
Casseat e vo gant peb-unan.

Mar deo domestiq ar mezier,
Partout rebutet er gueler;
Abalamour d'an dishenor,
Deñ ne royo dezàn digor;
Evel louzou oc'h an derzien
E vo qemeret, netra qen,
Ha qentoc'h dre necessite
Assur egnet dre garante.
Mar deo ive c'hoas den yaouaq,
Adieu d'e fortun hardimant
A ell souden da lavaret;
Rac, peseurt merc'h fur a speret
A roi e dorn da eul louoqer
Anavezet evit mezier?
Pe ma er gra, certenamant
Ar plac'hic-se e deveus c'hoant
Da gommançz e ifern er bed
Dano zeves geude e eured.
Mar de ivez eur penn a dy
A zo sujet d'ar vesventi,
Eo em zishenor e-unan,
Hac e dud assambles gantàn.
Ober a rayo farçz an oll,
A bep seurt guinaouadou drol
Anezàn a vo lavaret,
Dre oll e vo grêt e boltret:
Fouet e drantel hac eul louoqer,
Un drœsen fall hac eul liper,

Un tapager, eol lallouëden,
Pot ar voutaill hac ar veren;
Chetu lod eus an titrou brao
A roer d'ar mezier atao.
Mes ar pez a zo deplorabl,
Bugale baour ar mizerabl,
Allas! a vezo victimou
Eus e viçz bac e zebauchou!
Ha c'hoant a zo d'o fortunia?
Lavaret e vo da guenta:
An den-ze a zo mab e dad,
Eveltàn e car chopinad:
An tad a gav mad e vanne,
Hac ar mab' er c'haro ive;
An tad a zo eul louoqesen,
Un dræsen bur, eor sperbillien;
Ar mab ive gaot an amzer
A velot a vezo mezier:
Chetu pètra vez lavaret
Dioc'h mibien all louoqesennet.
Caer e vezo d'ar c'hrouadur
Beza reglet mad ha fur,
Viçz e dad en rento suspect
Da zaoulagad an dud honest:
Hanavezet eo viçz an tad,
Collet en deus fortun ar mab;
A boan memes ec'h ell flaich,
Ma e zauler en e visaich.

Mar deu ar mezier eur chef bras,
Mear, pe ajant, pebes goas!
Ne vezo guelet var e dro
Nemet chicanerrien ar vro,
Troidellerrien filoutet,
Trufflennou ha laqipotet:
Paul-Piltout ha Per ar C'hannou,
Yan Carnaich ha Jacq au Dançou;
Gab Forban ha Marc Hugunot
Oc'h e heul partout a velot.
Henorapla compagnunez!
Coanta lapousset ossambles!
Hac eur vaoues eo zo mezo?
C'hoas, christenien, eur pez brao!
Eur vaooes, eur c'hreg meziereś,
Deplorapla foudouries!
Rac ma ne qet propr guelet eou
Gant e gofad er bouilliennou,
Pebes mez guelet Yvona
Gant e zreus-gorfad o ruilla!
Eur veich c'hoas pebes horrol
Guelet Baptist hac Anathol
O vont a gleiz hac a zeo
Evel daou eugen oc'h ar yeo,
Hac erfin e creiz ar poullou,
O ruillia evel porc'heilou!
Mes eur c'hreg meo stoc e c'hroc'hen!
Oh vileni! oh disqempen!

Eur vaoues tec'het d'e banne?
Tavomp crenn en infamite!
Rac hiscoas an Tadou Santel,
Na Jesus-Christ en Aviel,
Ne rojont deomp a dermeniou
Da rima e vileniou.
Petra goude da lavaret
Eus a grim hac eus a bec'het
Ministr an Doue teir gueich santel,
Sqüer ha doctor ar bobl fidel?
Da Jesus pebes calonad
Rei e gorf sacr hac e c'hoad
Da eur Ministr qer criminal
Hac an treitour Judas gueichal!!
Mes, va fuen, paouez amâ,
Rac va c'halon a venn ranna....
Deus pez stat henac en an den
A gar ar güin, a dra certen
Eo dre avançz dishenoret
Ha gant an dud fur disprijet.
Inutilamant a hend all
En deus an oll talantchou ral:
Adalec ma zeo deut mezier,
Adieu dezo tout en antier;
Rac james c'hoas ar vesventi
Ne deus manqet d'u degradi.
Al louoqer infam marteze
Ganet a dud a galite,

A zo bet er scoliou savant
Hac instruet parfetamant;
Mès paqet tech ar vesventi,
Deut pillier an hostaleri,
An den-ze a goues da netra;
Ne barlanter mui aneza
Nemet seulamant d'en dispen
Ha d'eu trêti a billioten.
Coll a ra hénor ha danvez,
Eurus ma na goll e vuez.
Mes peseurt a zo communnoc'h;
( Respoutit, m'er goulen ouzoc'h )
Eguet guelet ar vezierrien
O vervel aroez o zermen?
Ar proverb sclær deomb a lavar
Penaus gourmandis a ziscar
Mui a dud eguet ar c'hleze:
Chetu perac speret Doue
A lavar e bêr termenion
Penaus calz dre o debauchou
A acquisit eur maro pront;
*Propter crapulam multi obierunt;*
Nan, nan, lounqesen disantel,
Peli sur ne elli qet erzel;
Rac, auditoret, penaus pad
Oc'h qenlies a re gorfad,
Oc'h qenlies a stocaden,
Ha dreist pep tra a nosves vean?

Eul lam amâ, eul lam aont,
Eur gann amâ, eur gann duont
Er lacai e stat a varo
Ha var an dacheo en dalc'ho.
Enos o vesa re zammet,
Var eur hern erc'h en deus loget
E toul ar c'haë pe er fosiou,
P'e creia ar pri er bouilliennou;
Gant ar riou mil gueich aclacet,
E oll vemprou a zo sonnet.
Varc'hoas ive' creiz al loaguen
E vo cavet a stoo croc'hen,
A hri hac a fanq, pe a c'hoad,
Palastreunet peu, qil ha troad;
Qement e zeo defiguret,
Ma ve gant en oll qemeret
Evit un teus, pe ur spontal,
Pe memes evit aneval,
Qentoc'h eguet evit un den,
Ha dreist oll eguet ur c'hristen.
Brava tra! caera taul-lagad!!
Guelet neuze va c'hamarad
En em chacha eus ar vouillien
Hac o hija e gailliaren.
An hent deahn a so re stris,
Daou bas aroc, tri var ar c'his,
Eus eur c'hoste' za d'eguile,
Coulz ha pa na velfe banne;

D'ar vezen e ro un heurtad,
D'ar c'haë pe d'ar c'hleuz un tourtad,
Hac ê la fin e ruilt er fos
En eur vriata e vam gos.
Capapla deo! guella ozac'h!!
Nopla pried, vantrebistac'h!!!
Ceit dre vertus an dour rêsin
Va c'homper eno var e guin,
O clêm evel eur possedet,
Pe Satao en dour beniguet.
Hoguen, ouzoc'h me a c'honlen
( Respontit etá, christenien )
Hac én a dle beza yac'hus
Eun trein buez qer vicius?
Tout gouscoude oc'h en guelet
Qement a zo amâ merqet;
Rac, siouas! ar seurt exemplou
Ne dint qet ral er parressiou.
Plijet gant Doue ne ve nicun
En ho toues nae en ho commun
Hac en deve biscoas rôet
Eur seurt arvest d'e vignonet!
Penaus e fell deoc'h e padfe
Eur c'horf trètet er fêçon-se?
Nan, biqen ne ello erzel,
Ha pa ve dir ne dai qet pell;
Ha guelet a reomp alies
E creiz e vrud ar mezier qès

O vervel mizerablamant,
Accablet eus a vil doueman
Emâ dre languis a velit
O tisec'ha divar e dreit,
O crena var e izili
Cant ar güiu hac an sudevi.
Ennont a veler distronget,
Broustet oll hac estropiet
O vont a drein varzu ar bez,
E creiz ar fleur eus e yuez,
Victim trist e zebauchou
Ha merzer eus e gôfadou.
Ia, va'c'hiedit, rac sur eo,
Mezieresct lons, c'hui em c'hleo,
Ar re' deu d'en em antoli
E breuries ar vesventi
A ziverra o bloavesiou
Dre ar nerz eus al liqeurion;
Rac-se, mezier, n'en em fis qet
Var da gomplexion calet,
Var da demperamant nerzus,
Na var da yec'het galloudus:
Mar deuer d'en em abandoni
D'an debauch ha d'ar vesventi,
Adieu da c'henor, da tanyes,
Adieu did, adieu da puez...
Rac pa estimi bianna
En em veli o tisec'ha

Da yec'het ere prest a golli,
Da gomplexion a ruini,
Da demperamant a soublo,
Hac ar maro a erruo;
Diou veich coupapl ha maleurus
En da zebauchou scandalus,
Dre ma c'habrejes da vuez
Dre ar viçz eus da volontez.
Chetu aze trede effet
Ar vesventi erminennet:
E creiz o nerz, e creiz o brud
D'ar vêred e tigaça an dud.
Goude qementse, mezierrien,
Redit d'an davargn a vanden;
Vantit huel ho tebauchou,
Grit pompad eus ho cōfadou,
Goalc'h ho calon en em vesvit,
Mes biqen n'ancounac'hait
E zit dre ho habitud fall
A benn ær varzu'n hospital;
E rit, dre ho mesventiou,
Ruin ha malheur ho famillou,
E tistrujit pront ho yec'het,
Hac e toullit ho pez abret.
Chetu aze ao oll madon
A brocur deoc'h ho tebauchou
Ho tiffammi, ho revina,
Hac a la fin ho tistruja.

Ah! mesventi, viçz scandalus!!
Te zo fatal, pernicius!!!
Penaus, ne dout-e qet contant,
Ne gavea-te qet suffisant
Coll ene ar mezier touet,
Goude e varo erruet,
C'hoas e vadou ma tistrujes
Gant e henor hac e vuez?
Ho parados, ô va Doue!
A dra sur ne goust qet qeit-se
D'ho servicherrien generus,
Na d'ho merzerrien glorius.
Ah! mezier paour, antre eta
Ennout da-unan ar velch-mâ,
A visiqen chench a vuez,
Ha sorti eus da zallentez.
Rac da zebauchou milliguet,
Evel ma e c'heus er gwelet,
A ra er bed-mâ da valheur;
Mes ar pez zo goassa, mezieur,
Eo ma'z privo eus ar gloar
A brocur Doue d'an nep er c'har
En e varados dudius
Etoues ar sperejou eurus.



## EIL POENT.

Coll an êevou hac e oll gloar
En eur guimiada dioc'h an douar,
Disqen e fond an abimou
Evit souffr peb seurt tourmantchou,
Cheta ar malheur preparet
Gant justiç un Doue d'ar pec'het,
Ha da beleac'h ho cunduo
Casi sur goude ho maro
An babitud a vesventi
Ma na dorrit qet anezi.
Seriusamant souch-ta, mezier,
E redes da dy Lucifer
Pa zes d'an bostalerion
D'en em livra d'an debauchou ;
Rac deoc'h oll, me bronvo bremâ,
( Ha selaouit mat an dra-mâ, )
E zeo ar vesventi eur viçz
Opposet da bep honestis,
Dreisy ennàn pec'het bras,
( Evel a lavar Sant Thomas, )
E deveus avoalc'h a vilim
D'hor precipita en abim,
Avoalc'h a valiçz d'ho priva

Eus a c'hraçz Doue er bed-mâ,
Ar barados deoc'h da serri,
Hac an ifern da zigueri.
Balamour da ze ar Scritur,
Oll credit-y, mar doc'h-u fur,
A ro gant indignation
D'ar viçz-mâ reprobation,
Hac e deus atao e gountet
E niver eus ar seiz pec'het,
Ma meus sonch mad, hanvet gueichal
Pec'hejou bras ha capital.
Isai en deus declamet
Oc'h ar vesventi milliguet
Gant calz a nerz bac a gouraich,
Selaouit, ebetu eur passaich
Eus e c'hourdrousou immortel,
Dictet gant ar Speret-Santel;
« Malheur d'an oll lounqesennet
» Ha da guement a sao abret
» Bete'n nôs d'en em abreuvi
» E feunteun an hostaleri!
» Malbeur d'ar mezier arroutet,
» A bini ar penn zo calet
» Ha galloudus da gorfata
» Epad an derves hep coeza. »
Evel ma zeus binienuou
Re stanc, siouaz, er parressiou!!
Piou a zoueto goude ze-

Ne ve marvel ar pec'het-se,
P'eo deus Doue, dre e Brofet,
Qen oerzus outàn declamet?
Ia, træsen, ar vesventi,
Merc'h infam an hostaleri,
Dirac Doue da gondaono
Hac en tân da hrecipito;
Rac eus ar viçz-se falamant
E tistroer parfetamant;
Ha gouscoude p'lec'h erruout,
Peseurt termen da esperout
Nemet tourmantchou eternel
Goude eur vuez qer disantel,
Qen disordren, qer vicius,
Qer coupapl ha qer scandalus!
Divoal dreist oll da excusi
Ar pec'het eus da vesventi,
Var an digares ne res qet
Gaou da famill na da pried,
Dre ne vezes mezo james
Nemet bep bloa da Volarges,
Pe autramant d'an eureujou,
Pa vez *gratis* ar c'hofadou;
Pe autramant ahalamour
Ar rest ar bloa e c'hefes dour;
Pe dre ne vezes qet goal glan,
Ha ne pez na disput na caun,
Dre ne losqes a leiz guinou

Ar mallos hac ar sacreou;
Dre ma zes evel un azen
D'ar guær eün dre ar venojan;
Pe' balamour da vignonet
D'an davargn o deus da dreinet;
P'evit mil rêson all dister
Invantet oll gant ar miezler
Da gusat e habitud fall
Oc'h e Bastor en tribunal:
Rac ganes ha pe n'errufe
Nicun an tout ens an traou-se,
Mar dout mezo e c'hoffanses
Da Zoue, hac e commettes
Eur pec'het greves ha marvel
Ha heneb e lezen santel;
Rac guezit ervad, miezerrien,
Gant ar ju eus ar vinien
Ha pa na veuc'h bet trabisset,
C'hui a entent, miezereset,
Nemet eur veich en ho puaz,
Ha pa na sacrefac'h james,
Ha pa na rafac'h gaou oc'h den,
Nac injur ebet da gristen,
Hep noasout na d'ho ty'ech'et
Na d'ho famillou qen nebet,
Eo eur pec'het bras evidoc'h
En em renta benvel oc'h moc'h,
O coll perlezen ho rêson

Ar breciussa donezon
A roas Doue dre garante
Da Adam ha d'e vugale :
Dre an debauch en em laçat
En eur fêçon hac en eur stat
Ma n'eller mui en em zouguen,
En em chacha eus ar vouillien,
En em zivoal, en em dreina,
Na hete'r gumr en em renta,
A so eur c'hrim bac eur pec'het
Grevus hac effroyapl meurbet.
Na repliqit qet, mezierrien,
Ne gollit james ho carten,
Ha seulvoas ma ho po efet
E vezit seulamant tommet;
Rac hep coll ho rêson memes,
Hac amâ tout taulit eves,
Notablamant mar e zroublit
Eur pec'het bras a gommettit;
Ha seul ma zoc'h calet a benn
Ha galloudus bras da souten
Calz a vin hep dont da vada,
Oc'h eus ive leac'h da grena;
Rac justamant d'eur seurt poltret
Isai malheur a bromet,
Abalamour d'an disprijançz
O deus evit an demperançz:
Car outragi' reont o C'hrouer,

Ha varne' tennont e goler.
Mes ar vesventi matheurus,
Ouspen ma zéo pec'het grevus,
Evit consortet ordinal;
E deus atao calz viçou all.
Represanti pere amâ,
A vez eût labour ar vrassa;
Mes gousoude, pa meus amzer
Hirio da instrui ar mezier,
Me zisclezó e bêr gomzou
E transgress oll gourc'hemennou
Un Doue infinimant santel
Dre e habitud criminel.
A eneb ar feiz e pec'ho,
Rac eus a oll e toueto;
Netra eûs ar Religion
Dezàn ne seblanto güirion:
Discredi raï an articlou
Fountet var galz a brouvennou
Solid, ha memes ziellet
Gant goad hor Salver benniguet.
Lacait dirac 'e' zaoulagad
Ar varn e tràonyen Josaphat,
Ar Baradoz gant e vouheur,
Hac an Ifern gant e vatheur;
Goab ac hanoc'h prest a rayo,
Hac e ridicul ho trevo.
Hit, emezàn, ho historiou

Da gonta d'ar vugaligou;
Spontaillou int, tout invantet
Evit trubuilla ar merc'het;
Me ne doun pelloc'h eur Luguel
Da grena rac an Aviel:
Ha mar fell deoc'h lavaret guer
Var gomportamant ar mezier,
E c'houlenno én, eur c'hoarzin,
Evit petra eo grêt ar güin
Nemet evit beza efet,
Ha nonpas beza disprijet.
Me, emezàn, en c'haf qer mad,
Ma peurlonqfen eur varilliad.
Bulamour da ze ar Scritur
A recommand d'an oll dud fur
Cassât ar güin hac ar merc'het,
Pe autramant e vint collet,
Mes a eneb an esperançz
E pec'h ivez o coll fiziançz
Da erruout er Barados
Goude e varo da repos.
Eus an débauch, allas! victim,
E lavar eo re vras e grim,
Evit sonjal beza pardonet
Gant un Doue just ha coleret.
Chetu eta ar c'heas mezier
En abim eus an disesper,
Ma c'hesper en em savetei

Heb renoncz creun d'ar vesventi :
Chetu én er bresomption,
Ha var bent an dagnation.
  Distruja ra ar garantez !
Dlet d'e Zoue ba d'e hentes.
Heneb carantez da Grouer,
Alies e pec'hes, mezier,
Dre ma teues d'en outragi
E mil fêçon er vesventi :
Offansi a res da nessa
Dre'r goal exempl a roes deza
En da dy hac en da barres
Hac e qement placz ma valçes
Ganes o chacha ar re all
Da gorfata en toullou fall ;
Hac ar Religion santel,
Dre da habitud criminel,
E partout a zisbenores
Hac e peb poent a neglijes.
Neglija' res da bedennou
Hed ar sizon ha d'ar suliou ;
N'hanavezes Doue ebet
Nemet da gôf, den debordet ;
An davargn a zo da ilis,
Al liqeurion da sacrificz,
Ar voutaillou eo da gleyer,
Ha da gorist an tavargnier.
  Eus ar Sacramantchou bini

Pelloc'h bigen ne frecanti,
Pe mar tostaes d'o receo
Hep chench a vuez, te a gleo?
E c'hen em rentes davantaich
Eur profanatour sacrilaich;
Chetu ar c'hentà gourc'hemen
Nullet eta gant an dræsen.

A heneb an eil gourc'hemen,
Stanc ha stanc e, pedo ive
Rac ar mezier peurliessa
N'enev, sionas! gen rosera
Nemet ar valediction,
Ar foultr, an imprecation,
Ar mallos hac ar sacreou,
Chetu e oll litaniou;
Car eur c'hristen divar ar güin
A bec'h evel eur sarrasin.
Pebes scol! ô pebes squer, fall!!
D'ar famillou pebes scandal!!!

Violi a res an drede
Eus a c'hourc'hemennou Doue;
Rac ar Suliou a brofanes
Hac ar Goueliou santel ives,
Oc'h o zremen en tavargnou,
Mezier infam, en debauchou;
Dre' breferancz en o c'hrasi
Memes evit en em vesvi;
Ha guelet a rear alies

Hiniennou pad an eiz Ies
Er güin betec o daoulagad:
Pebes buez! ferruplà stat!!
Transgressi res ar bevare
Dre ar boan hac ar goal vue,
Ar chagriñ bac ar raun-galon
A res, louuqesen ampoeson
D'as mam, d'as tad, mar betont c'hoas,
Ha d'as creg miserabl; allas!
Qercouls ha d'as pugaligon,
Victimeu eus da zebauchou.
Examinit mat ar mezier
O c'herruout mezo er guær;
An ty dezàn zo re vian,
An oll a scrich forçz dirazàn,
En e raue tout e vugale
E creiz un tân-goal a saillfe;
Ha goude beza bet privet
Gant o zad cris ha debauchet
Eus ar pes a voa necesser,
Quitibunan maint e danger
Da rancout rinça eus an ty
Evel o c'heblies a guy,
Da loja e cambr ar stéret
Pe e toues an ancvalet,
Eo eur c'hraou benac a gostes,
Eo danger da goll o buez.
Pried miserabl an dræsen,

Er chaich eus a greiz ar vouillien.
C'hoezi a ra n'ouz peguement
Oc'h en distreina dre an hent,
Hac a veac'h er guær erruet,
Ractal e vez recompanset:
Mes pebes recompans, siouas!
A daulioù treid, a vlaulioù bas,
Tauliou teod hac injuriou,
Ha calz maledictionou!
Pebes croas, ô va Doue!
Pebes rann-galon d'ar gueis-se!
Ia, oc'h Satan caout affer
A gafen qent oc'h eur mezier.
  Heneb ar bempet gourc'hemen
E pec'h ivez ar vezierrien,
Dre o c'holer, dre o c'hannou,
Dre o goal gomportamantchou,
Ha dre mil ha mil affer fall
A reont evit an ordinal,
Eur veich sayet ar güin d'o fen,
Hac eat divar an arouden.
  Ar c'huec'hvet tout a dransgressont
Dre'r havardisich a leveront,
Rac ar vezierrien peurvuya
Zo libertinet ar goassa,
A hep seurt lubriciteou.
A sorti stanq deus o guinou;
Clevet a rear en o zoues.

Eus a bep seurt loudouries,
A bep seurt comzou disordren,
Qen dangerus hac ar vocen;
Rac en eneou innoçant
E c'hèlumont en un instant
Tân infam an impurete: .
Tec'hit eta pell dioutà.
Davantach, mezier milliguet,
E pec'hes heneb ar seizvet,
Dre an injustiçou brassa
A rès evit caout da efà.
Mar dout servicher en un ty,
Mar guelles da vestr a laeri;
Mar dout eur penn a diegoes,
Oc'h da famill tor bras a res;
En tavargniou e verni dle
Hac e forci da vugale
D'o faea, lounqer diveset,
Hac oll goude ma po teuzet
E chapelou ar bod illio,
Mar gueller c'hoas te a vezo
Expert var danvez ar re all,
Ha dre da droidellou fall
Mil injustiçz a gommetti
Evit qenderc'hel da roulli;
Dioc'h an tu ma teuyo ar güin,
Te'n em gavo atao d'ar fin;
Correttour neo qet ridicul

Ne sell james oc'h ar musul;
Mes seulvui a all da dromplà,
Seul-brassoc'h e vez e joa.
Discurpul al lounqesennet
A viol ives an eizvet;
Oll bepret o c'haver dispos
Da ober testeniou faus;
Gant ma pacot dê banneou,
E raint gueyer calomniou,
Qement n'int qet eus o c'hostes
Da zua ne vanqint james
Dre ar 'vilim demeus o zend
Hac e mil fêçon all mar faut.
Evel un danvad caillaret,
An dræsen lous ba divezet,
Tout ar re all a' sclabezo,
A frezo bac a zispenno;
Rac collet eur veicb e renom,
N'en deus qen consolation
Nemet o tiscar ar re all
Hac eveltân n renta fall.
Heneb an naovet gourc'hemen
E pec'h ivez al lounqesen
Dre ar villa sonjesonou
Hac ar c'houpapla desirou
Excitet eunâ dre ar güin.
A beneb an decvet erfin,
O tezirout neus fors pe c'his,

Coulz a zeo evel a gleiz,
Peadra da elfout terri
E sec'het en bostaleri.
  Un den techet d'an debauchou
Zo capapl a bep seurt crimou;
Ne respet mui na Gouel na Sul,
Netra ne ra dezàn scurpul;
Evel en davargn eur banne
E c'hef peb seurt iniqite:
Cheta, allas! e pe fêçon,
Andhorel, e teu'r boesson
Da daul an den en oll viçou
Hac er falla habitujou.
  Petra goude da lavaret
Eus a sort al lounqesennet?
Penans ellout mont en hent-se
Un deiz da Varados Doue?
Calz a leac'h zo da ziseredi,
Allas! ha da zisesperi
Eus silvidignez eur seurt den,
Pa ne ra eur güir binigen.
O voalc'hi dre eur môr daelou
An dionc eus e voal-exemplou;
Rac ma ve gnelet ar mezier
O chench buez gant an amzer,
Hac oc'h ober a greiz calon
Eur güir brezel d'e bassion,
Peguement benac a grimou

En deus grêt dre e zebanchou,
Hor be c'hoas an esperançz
En d'o pardon hac induljançz
Eus e habitud vicius
Hac eus e vuez scandalus
Digant uri Doue leen a zouçder
Hac a druez oc'h ar pec'her.
Mes commancet d'en em reî
A fêçon vat d'ar vesventi,
P'eur er guelor convertisset
Eus e dech côs ha milliguet?
Allas! sur marteze james!
E barea ne deo qet æs;
Fae a ra var ar remejou
Mad da zec'ha e c'houlion,
Ha d'ar c'hraçz e serr e galon
Atao leun a bresomption.
M'ho qemer amâ, mezierrien,
C'hui oc'h-unan da varnerrien;
Pet lounger och eus-hu guelet
O renonçz d'o zech er yec'het?
Hirio gant nerz e protestint
Penaus mezo mui ne vezint.
Oh! va Doue, cacra affer!
Convertisset creno ar mezier!
Mes pegueit e velo ao dud
En o zoues eur seurt burzud?.
Guedomp c'hoas un occasion

Hac adien d'e gonversion....
Ha n'oc'h eus-hu qet oll clêvet
Meur a veich epad eur retret
Furedou an hostaleri
A greiz calon o prometti
Ne vijent mui biqen mezo,
E vijent sobr var o meno?
Mes petra int bitio an deiz?
Evel a viscoas tud direis,
Evel a ziaguent diveset,
Mezierrien ha mezierezet.
Ne lavaràn qet gouscoude
Ve impossubl d'ar seurt tud-se
Douet da veza reglet mat,
Hac o habitud da guittât;
Rac beza o deus mil moyen
Da en em gonvertissa crenn;
Mes, siouas! ne fell qet dezo
Ober usaich eus anezo,
Ar volontez deo tout a vanq,
Ha noppas ar c'hraçz puissant;
Ar viçz eus o mesventiou
O dalc'h en o habitujou,
Ha contaut en o esclavaich,
D'e guittat e zint digouraicih.
Ar mezier zo eun bitropic:
Seul ma c'haval, seul an itic
A drantel en e vouzellou

Hac e c'boulen galopinou ;
Hac en oad seul mac'h avançz,
An nerz eus e intemperançz,
Maguet gant qement a sourci
Peb moment en hostaleri,
A deu da bouiss e grision
Seul-donnoc'h en e entraillou ;
Dre-gonsecant e teu ennâ
Seul-diessoc'h da bareâ.
  Pa vezo ar mezier scoet
Gant ar fulor eus ar c'hlénved,
Nemet chom a rae en hentchou
Da vervel gant re gorfadou,
E tetesto e habitud,
Ar goal vuez a rea d'e dud,
Ar goal exempl en deus roet
Dre guement placz m'en deus baleet.
Côves a rai e bec'hejou,
Marteze gant calz a zaelou ;
An absolven a recevo,
Ha sacramantet olf e vo,
Mes credi a raimp-ni neuze
E vo salvet var guemense?
Petra' sonjit-hu, christenien,
Deus sort eternel eur seurt den?
Test oc'h bet eus e excursiou,
E gass a reot-hu d'an eevou
Etouez ar Zent hac an Æles,

Goude un bevelep buez?
  Ah! casi sur me lavaro
E zeo mezier bete'r maro.
Ha risqet dre ze da vervel,
Coupabl eus ar pec'het marvel.
  Mont a raj eta ar mezier
D'an ifern da gaout Lucifer,
Efet en deus er vesventi
Coler e Zoue betec al ly,
Ha da james ar reuseudic
E qever ar fals pinvidic,
A lounco hac a sislonço,
A leiz gouzoug ar yestl c'huero
Eus a arraich an diaoulou,
E creiz eur bar a dourmantchou.
  En eur sonjal e qemense,
Piou ne scrijo qet, va Doue!
Ha gouscoude an tresenoet
Hac ivez ar mezieroset
Heb an distera tam chagrin
A veler o vont d'o zrein
Qen discorpul, qen dinyrci
Ha pa vent sur da bossedi
Eur gurunen tout a c'hloar,
En eur sirut dirac an douar,
Ne sonjont nemet er soyen
( Ha ne deo qet gŭir, mezierrien )
Da gontanti o fasson.

Hac ar youl demeus o c'halon;
D'an ampoent ma tlefent guelet
Doru galloudus un Doue savet
Azioc'h o fenn d'o eurasi,
Pa na cessont d'en outraji
Dre eur chaden a zebanchou
Hac ur môr a vesventiou.

Crenit, crenit oll, mezierrien,
Car redet a rit d'an ifern,
Hac eur pas c'hoac ma c'havancit
En e greiz e precipitit
Ho corf qercoulz hac hoc'h ene
Evit an oll eternite.

Chetu penans ar vesventi
Ho malheur eternel a rai
Goude ober deoc'h var an douar
Ha mil tourmant ha mil glac'har.

---

## DIFINVES.

Ah! mesventi, viçz detestabl!
Oh! habitud abominabl!!
Ra zeuyo an oll gristenien
Da renonçz did a visiqen!!!

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Grit eta birio, me ho ped,

Mezierrien ba mezierezet,
Eur sell a druez ouz hoc'h ene,
*Miserere animæ tuæ;*
Rac, allas! dre ho tebanchou
E c'hassot souden d'ar flammou.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Coll ho c'henor bac ho tanves,
Coll ho tyec'het hac ho puez
A zo, siouas! nebeut a dra
Vis-a-vis d'ar maleur cris-mâ.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Ma na ra qet impression
Varnoc'h eta ar ranu-galon
A rit dre ho mesvention
Hac ho tizurs d'ho famillion,
Da viana ra viot touchet
Dre an tourmantchou diremed
A breparit e creiz an tân
Evit james deoc'h oc'h-unan,
Evit ma reot ouz oc'h ene
A la fin eur sell a drue;
*Miserere animæ tuæ.* †

Evelse bezet grêt.

FIN.

E Montroulez, e ty LÉDAN, e traon ru ar Vur.



